WIKIPEDIA

# Sranan Tongo

Ar **sranan tongo** (eus ar saozneg *surinamean tongue*), pe **sranang tongo**, zo ur yezh kreolek komzet evel yezh-vamm gant 130 000 a dud eus Surinam. (anvet e vez ivez *takki takki*, met ar ger-se, ouzhpenn bezañ dismegañsus, zo implijet c'hoazh evit kreolegoù all, disheñval, komzet e Gwiana c'hall).

Ar gerioù sranang tongo evit *gouzout* ha *krouadur* zo *sabi* ha *pikin*. Se a laka tud zo da soñjal, goude teorienn ungenetek ganedigezh ar yezhoù pidgin, e teufe ar sranang eus al lingua franca. An deorienn-se a vez kavet abeg enni gant an darn vrasañ eus ar yezhoniourien a labour war an dachenn-se).

Implijet eo gant tud hag a gomz a-hend-all Saozneg, nederlandeg, javaneg hag hindustani, setu e c'hoari da eil yezh evit an darn vras eus an dud e Surinam.

Ar sranang tongo zo ur meskaj etre an nederlandeg, ar saozneg, ar portugaleg, hag a bep seurt yezhoù all eus Kreiz ha Kornôg Afrika. Stummet eo e-giz ur yezh kreolek : n'eus ket nag infleksion na deklinasion, ha dister eo he geriaoueg (un nebeud miliadoù a c'herioù); aes a-walc'h eo da zeskiñ. Bez' ez eus kalz a dud ivez hag a laka ar sranang tongo da vezañ ur c'hreoleg diwar ar saozneg hepken (nemet ar Wikipedia Alamanek a wel anezhi evel ur c'hreoleg savet diwar ar portugaleg kentoc'h).

| **Sranan Tongo (*Sranan Tongo*)** | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Surinam |
| Komzet gant : | 300 000 en holl<br>130 000 mammyezher |
| Renkadur : | goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù kreolek<br>▪ Kreolegoù saoznek<br>▪ **Sranan Tongo** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | |
| Akademiezh : | *hini ebet* |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | |
| ISO 639-2 | cpe |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | SRN (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=srn) |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

## Skouer

- Mi nen René Hart en mi gebore tapu 18 november 1945 ini a kondre Sranan

  (*Rene Hart eo ma anv hag on bet ganet d'an 18 a viz Du 1945 e Surinam*)

## Liammoù diavaez

- **(en)** Pajenn ar sranan tongo war lec'hienn ar SIL (http://www.sil.org/americas/suriname/Sranan/Sranan.htm)